

# BUHÉ

# SANT ALBAN,

PATRON PARÆS INGUINIEL.

*Ton* . Chetu en eh kentel nehué.

Cannamb guet joé queti-quetan
Inour d'hur patrom sant Alban;
Cannamb er martyr glorius
En dès souffret aveit Jesus.

Leinein e bramb én é histoér
É oé gannet én Anglétér,
A zuchentil bras ha brudet,
Mæs boab d'er bayannage taulet.

É dud cit-hou lan a sourci
De Rom er bassas d'er studi,
Eit ma vé bet den a aiance
Ėl ma boulenné é noblance.

Alban, quentéh ma tas én ouèd,
D'er brezél e vennas monnet;
Jaugein e hré er vichér-cé
Doh un dén ag é gallté.

En ampereur, eit hanàuèt
Er chervige en devoé rantet,
E raa dehou, p'en daa én dro,
Ur garg inourabl én é vro.

Seuel e hras, én amzér-cé,
Ur brezél bras ènep d'er fé,
A berh un dén calet ha cri
Mar dès biscoah guélet hanni.

En ampereur Dioclétian
De bep sort tourmant e gondan
Er ré péré ne veunant quet
Rantein inour d'é faus doueèd.

Neoah un dén santel ha mad,
Ur béleg hanhuet Amphibat,
Eit teh é raug er hayannéd,
E glasq ul léh aur ha cuhet.

Alban en dès truhé doh-t-hon,
Er receu a greis é galon;
Rein e hra dehou én é dy
Retirance ènep d'er bleidy.

Aveid un tamig retirance,
Oh! na pebèh ur recompance
E receuou Alban guet Doué!
Receu e brei sclærdér er fé!

Touchet dré en exampleu vad
E ra dehou sant Amphibat,
Ean e houlen bout instruget
Ar ul lézen ne hanàu quet.

Sant Amphibat, ar é houlen,
E zisq dehou er gùir lézen;
Alban e huél er buirione
Ha doh-t-hi e sent hemb dalé.

Renonce e bra d'é faus credeu,
Donnèt e hra de vout christen;
Laquat o bra ol é sourei
De chervigein Doué a zevri.

Mæs quênt pêl é houyèr erhat
Mèn é ma cuhet Amphibat;
Perpet é hès treittourien,
Meit ma breint droug ne glasquant kein.

Er soudardèd de dy er Sant
E rid er beannan ma bellant,
Aveid arrestein ar un dro
En ueu Sant hum gavè ino.

Alban, aveit brassan gloër Doué,
D'Amphibat e lar lan a joé:
Quemèret fonnabl me mantel,
Reit-t'eìu hou ç'hanl, Tad santel!

Hum sauvet-hui-quêntoh eid on,
Tehet é raug er vourreàuion!
Hui e hellou guel eid on-me
Labourat aveit streau er fé!

Oh! na gredusset ur galon
En doé sant Alban, hur patron!
N'en dès quin nân na quin sebéd
Nameit ma vou Doué inouret!

Hè'iamb exampl caër er Sant,
Ei d'hou eit Doué béemb berhuidant!
Disquamb guet-hou, mar fautehé,
Merbuel aveit creéquance er fé!

Neoah er soudardèd trompet,
É lèb Amphibat achapet,
E chair, e zalb hag e rangen
Alban e gevant é peden.

Dré-z-hai Alban zou conduyet
Dirac autér er faus douéêd;
Er Barnér er gorlé ino
Guet un tolpad tud ag er vro.

Er Barnér-hont doh er güélét
Guet mantel Amphibal gusquet,
El ul lion len a furi,
Guet er goler ne harz quet mui.

A héh tud é ous-tè sàuet,
Emè er Barnér couneret?
— Calz ne vern d'oh, emé Alban,
Nag a héh tud, nag a heben.

Eit ma lézen ha nitra r'al,
É h'on dirac hou tribunal;
Mar fal d'oh gout me hanv caerran :
Me zou Christen ha pas payen.

Hama, e houlen er Barnér,
Lar d'ein penaus en ha ç'hanhuér?
— Me zed he me mem, em'ean,
En dès het me banbuet Alban.

Me ador-mé un Doué hemb quin,
Un Doué e zou a virhuiquin,
Un Doué en dès groeit a nitra
En nean bag en doar, ha peh tra.

Mar fal d'id, emé en tyrant,
Hum virét doh poén ha tourmant,
Red-é aben ma inourei
En douéêd e adoramb-ni.

Hou touéêd-hui, emé Alban,
E zou diaulèd e losq éa tan;
Melheur d'en n'emb ou adoron!
Én tan guet-hai sur é losquou.

É cleuèt conzeu quen nerhus
Colér er Barnér zou eahus;
Ordren e bra ma vou fouettet
Hag é peb fæçon tourmantet.

Aveid Alban na péh ur gloér
Souffrein aveit hanhue é Salvér!
Discoein e bra, é leh triste,
Ha patiantæt ba lehuiné!

Ên ur huélèt é col é hoén
En tyrant anfin e ordren
Ma vou sant Alban dibennet
Él un torfætour obstinet!

Mæs, na brasset-é, ô men Doué,
Eit hou martyr hou caranté!
Hou madeleah e ven gohér
Tri hurhud caër én é guever!

Ar en bent trema er manné
Merchet aveit rein é vubé,
Alban hag er gompagnoneah
En bum gav tardet dré ur bouah.

Er Sant en bum laq é peden;
Doué e cheleu doh-t-hou aben;
É zigueor er bouah a bep-tu
Avel guéharal er Mor rù.

Souêhet dré ur miracl quer bras,
Calz a dud hum gonvertissas;
Er hourreàu memb e daul é glean
Hag en bum stouy doh treid Alban.

Qùttat e hra é faus lézen,
A vley é ta devout un oen;
Guet Alban andur er martyr
Zou ol é hoant, ol é zesir.

A p'en dé Alban arribuet
Ét léh eid é varhuo destnet,
Ét m'en dé bras tuémder en biaul,
Berhuidant-e sébèd en ol!

Er Sant e bèd en Eutru Doué
De sellèt guet truhé dob-t-bai;
Ar e beden, ur feian eloar
E sail bag e rid ar en doar!

Deustou d'er miracl nehué-cé
Er bayannèd, tud hemb truhé,
A bèr e glasq en dén erian
Aveit dibennein sant Alban.

A boén en dès é zorn cablus
Groeit un torfæt quer blaouahus,
M'en dé quenteh taulet a blad,
Ma eol sclærdér é zeulegad!

Chetu penaus en dès Alban
Douguet er victoér dehuehan;
Chetu en heut en dès dalhet,
Aveid arribue én eurustæt.

Péb bonheur eid Inguinel
Hi dout hur Patrom quer santel,
E secour en dud affliget
Drè boén er horv pé er sperèd!

Mar fal d'omb-ni monnèt ehué,
Ét sant Alban de huélèt Doue,
Sellamb a dost é exampleu
Hag béliamb é vertuyeu.

Disquamb guet-bou souffrein perpet
Hun ol poénieu guet patiantæt;
Disquamb guet-hou bout courajus
Bet er marhue da gàrein Jesus.

